# Okitaneg

Ur yezh romanek eo an **okitaneg**, a vez komzet en Okitania, en em led war un tregont bennak a zepartamantoù eus kreisteiz Frañs, traoñiennoù eus an Alpoù e Piemont (Italia) ha traoñienn Aran e gwalarn Katalonia (Spagn).

Dont a ra anv ar yezh eus ar ger *oc*, a dalveze kement ha 'ya' e parlantoù kreisteiz Frañs, er Grennamzer, tra ma veze graet gant *oïl* (distaget *oui*) er broioù krec'h. Dont a ra ar ger *òc* eus al latin *hoc est*, eleze 'se eo', a veze implijet evit respont ya d'ar goulennoù. Ar gerioù *okitaneg*, *Okitania* pe *Lengadok* a zeu holl eus ar bennrann-se.

Hervez studiadennoù a zo bet embannet gant arbennigourien e vefe war-dro 6 milion a dud o kompren okitaneg ha war-dro 3 milion a dud o kaozeal ar yezh.

| **Okitaneg (*Occitan*)** | |
|---|---|
| **Perzhioù** | |
| Komzet e : | Frañs, Spagn, Italia |
| Rannved : | Europa |
| Komzet gant : | 3 000 000 |
| Renkadur : | goude 100 |
| Familh-yezh : | Yezhoù indezeuropek<br>▪ Yezhoù romanek<br>▪ **Okitaneg** |
| **Statud ofisiel** | |
| Yezh ofisiel e : | Katalonia (Spagn) |
| Akademiezh : | Congrès Permanent de la Lenga Occitana[1] |
| **Kodoù ar yezh** | |
| ISO 639-1 | oc |
| ISO 639-2 | oci |
| ISO 639-3 | oci |
| Kod SIL | OCI (http://www.ethnologue.com/show_language.asp?code=OCI) |
| Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh. | |

## Taolenn





Okitania

## Istor

Deveret eo an okitaneg eus al latin evel ma veze komzet er broioù-se. Ar gerioù okitanek kentañ a gaver e testennoù latin en VIII hag en IXvet kantved. An destenn gentañ skrivet en okitaneg penn-da-benn eo ar "Boèci", en enor d'ur prederour roman merzheriet en eilvet kantved. Skrivet e voe an destenn-se e-pad an naved kantved.

Ur yezh lennegel e oa an okitaneg er Grennamzer, gant barzhonegoù an *trobador*-ed. Anavezet eo o skridoù en tu-hont d'ar vro okitanek : en Italia, e Katalonia hag e Bro-C'hall eo brudet an *trodadored* ha lod eus barzhed kentañ Katalonia a skrive en okitaneg pe en ur c'hatalaneg gwall levezonet gant an okitaneg betek Ausias March a voe an hini kentañ a skrivas e katalaneg da vat.

Goude ma voe aloubet ar broioù okitanek gant rouaned Bro-C'hall ha ma voent staget ouzh o domani (« kroaziadegoù » a-enep ar Gatared pe Albiziz) e voe kollet brud gant an okitaneg, ha kemeret e voe e blas gant ar galleg tamm-ha-tamm. E 1569, gant Edid Villers-Cotterêts, e voe lakaet ar galleg da vezañ yezh nemeti ar velestradurezh e rouantelezh Frañsez Iañ a Vro-C'hall. En em lakaat a reer da implijout ar galleg, diwar-goust an okitaneg, el lezioù-barn, er marilhoù, en aktaoù a bep seurt (nemet er broioù n'int ket bet staget ouzh Bro-C'hall evel traoñienn Aran, traoñiennoù okitanek Piemont, Bearn).

Derc'hel a reas an okitaneg da goll tachenn a-hed ar c'hantvedoù. En XIXvet kantved e krogas un adsav lennegel gant ar skrivagner Frederic Mistral hag ar gevredigezh savet gantañ e 1854, ar Felibritge.

Meur a anv a zo bet roet d'an okitaneg a-hed an istor : betek an XIIvet kantved e veze graet *Lingua romana* anezhañ, etre an XIIvet hag ar XIVvet kantved e raed alies Lemouzi anezhañ ; an Italian Dante Alighieri (1265-1321) a rae gant *Lingua d'Oc* ; en italianeg hag e galleg e voe graet ivez gant *provenzale* pe *provençal* (provañseg).

## Rannyezhoù

- rannyezh Bro-Lemojez, pe lemojezeg
  - *llengua llemosina* a oa anv istorel koshañ ar c'hatalaneg
- rannyezh Arvern (arverneg)
- rannyezh an Alpoù
- rannyezh Lengadok (lengadokeg)
- ar provañseg (*provençau*) (e Provañs)
- ar gwaskoneg (*gascon*) (e Gwaskogn), anavezet ivez dindan an anv *aranés* pe *araneg* e Traoñienn Aran (e Spagn).
- ar roiaskeg (*roiasc*), a zo ur parlant etre an okitaneg hag al ligureg



Rannyezhoù an okitaneg

## Un nebeud diforzhioù etre ar rannyezhioù

- langadokeg:
  - chomet eo kensonennoù diwezhañ ar gerioù, nemet **-n**
  - "**v**" a vez distaget **[b]**: *del vin* [del bi]
  - ger-mell: **lo(s)**
- provañseg
  - kouezhet eo kensonennoù diwezhañ ar gerioù, nemet **-n**
  - "**v**" a vez distaget **[v]**
  - "**-l**" e fin ar gerioù zo deuet da "**-u**" *deu vin* [dew vin]
  - ger-mell: **lei(s)**/**li(s)**
- gwaskoneg:
  - **f** a zo aet da **[h]**: *la filha* (langedokeg) / *la hilha* (gwaskoneg)
  - kouezhet eo **-n-** etre vogalennoù: *una* (langedokeg) / *ua* (gwaskoneg)
  - **-ls-** etre vogalennoù a zo aet da "**-th-**" (distaget [tj] pe [t]
  - **-ll-** etre vogalennoù a zo aet da **-r-**
  - ur ger hag a grog gant **r-** a zo adpezhet gant un **a-**: *un rat* (langedokeg) / *un arrat* (gwaskoneg)
  - "**qu**" ha "**gu**" a vez distaget [kw] ha [gw]: lang. *quatre* [katre] / gwask. *quate* [kwate]
  - "**-l**" e fin ar gerioù zo deuet da "**-u**"
  - "**v**" a vez distaget **[b]**
- arverneg :
  - kensonennoù gouzoug zo aet da staonekaat
  - kouezhet eo kensonennoù diwezhañ ar gerioù, nemet "r" e "-or", "-ur"
  - "**v**" a vez distaget **[b]**: *dau vin* [daw vi]
  - "**-l**" e fin ar gerioù zo deuet da "**-u**" pa zeu deus un L latin, hag "-l" pa zeu deus un -LL latin.

## Statud

Evel ar brezhoneg emañ an okitaneg en arvar e Frañs. Ur plas dister en deus war gwagennoù ar skinwel. Kelennet e vez an okitaneg er skolioù okitanek *Calandretas*, e klasoù divyezhek ar skolioù stad, er c'hentañ derez dreist-holl. Un adsav lennegel a voe en XIXvet kantved gant krouidigezh skol lennegel ar Felibritge ha hiziv an deiz eo birvidik al lennegezh hag an embann okitanek.

### Yezh ofisiel pe degemeret

- Kenofisiel eo an okitaneg e Kumuniezh Emren Katalonia a-bezh abaoe 2006, e-skoaz ar c'hatalaneg hag ar c'hastilhaneg. Komzet e vez e Traoñienn Aran, anavezet eno gant an anv *aranès*.
- Kenofisiel eo an okitaneg abaoe miz Here 2014 en eurorannvro Pireneoù-Mor Kreizdouar (Kumuniezh Emren Katalonia, Inizi Balearez, Rannvro Kreisteiz-Pireneoù, Rannvro Lengadok-Rousilhon).
- En Italia eo degemeret an okitaneg da yezh vinorel abaoe 1999. En traoñiennoù Piemont e vez kaset war-raok an implij anezhañ.

### Eneberezh d'an okitaneg

E-leizh a dud e Bro-C'hall, adalek Gaston Paris ha betek Charles Rostaing, o deus lavaret ne oa ket eus an okitaneg : ne vije ar pezh a gomzer e "kreisteiz Bro-C'haoll" nemet rannyezhoù gallek. Aanavezet e veze ganto, d'ar muiañ, e oa ar rannyezhoù "ok" ur skourr eus ar rannyezhoù gallek, e-kichen ar rannyezhoù "oïl" hag ar re "franko-provañsek".

Bremañ eo anavezet an diforc'h etre an okitaneg hag ar galleg, gant an darn vrasañ eus ar yezhoniourien. Met gant tud zo e vez nac'het e vije an okitaneg ur yezh unvan. Kement-se a vez graet abaoe ar bloavezhioù 1960, gant un nebeudig tud, e Provañs, en Arvern... E 1976 e oa bet graet anv eus « langues d'oc », evit ar wech kentañ, en un destenn gant ministrerezh an Deskadurezh. Evit abegoù ideologel, ha politikel, e lavar an enebourien d'an okitaneg ne vije ket eus an okitaneg, met e vije "parlantoù ok", pe "yezhoù" pe "rannyezhoù ok" hepken[2]. Ar meizad "yezhoù ok" e-lec'h "okitaneg" pe "yezh ok" a gaver ivez e levrioù Jean-Claude Rivière, ur skrivagner eus an tu dehoù pellañ, savet gantañ ul levr "Langues et pays d'oc" (Emb. L'Astrado, 1980), hag ivez oberour "Langues régionales et subversion", hemañ embannet gant ar sindikad skol-veur eus an tu dehoù pellañ UNI.

# Lennegezh

Goude prantad aour ar Grennamzer ez eo en XIXvet kantved e teuas sked en-dro d’an okitaneg. Gant Joseph Roumanille (1818-1891) ha gant Frederic Mistral (1830-1914), a c’hounezas Priz Nobel al lennegezh e 1904, e voe savet ur gevredigezh anvet Felibritge a-benn reiñ brud en-dro d’ar yezh oc, dre o skridoù.

# Kerentiezh gant ar yezhoù romanek all

| *Brezhoneg* | *Latin* | *Galleg* | *Italianeg* | *Spagnoleg* | *Okitaneg* | *Katalaneg* | *Portugaleg* | *Roumaneg* |
|---|---|---|---|---|---|---|---|---|
| **alc’hwez** | **clavis** \| akuzativ ***clavem*** | **clef** | **chiave** | **llave** | **clau** | **clau** | **chave** | **cheie** |
| **noz** | **nox** \| akuzativ ***noctem*** | **nuit** | **notte** | **noche** | **nuèit** | **nit** | **noite** | **noapte** |
| **kanañ** | **cantare** | **chanter** | **cantare** | **cantar** | **cantar / chantar** | **cantar** | **cantar** | **cânta** |
| **gavr** | **capra** | **chèvre** | **capra** | **cabra** | **cabra / chabra** | **cabra** | **cabra** | **capră** |
| **yezh, teod** | **lingua** | **langue** | **lingua** | **lengua** | **lenga** | **llengua** | **lingua** | **limbă** |
| **plas** | **platea** | **place** | **piazza** | **plaza** | **plaça** | **plaça** | **praça** | **piaţă** |
| **pont** | **pons** \| akuzativ ***pontem*** | **pont** | **ponte** | **puente** | **pont** | **pont** | **ponte** | **pod** |
| **iliz** | **ecclesia** | **église** | **chiesa** | **iglesia** | **glèisa** | **església** | **igreja** | **biserică** |
| **ospital** | **hospitalis** | **hôpital** | **ospedale** | **hospital** | **espital** | **hospital** | **hospital** | **spital** |
| **keuz** | **caseus** \| latin izel ***formaticum*** | **fromage** | **formaggio** | **queso** | **formatge** | **formatge** | **queijo** | **caş, brânză** |

# Gwelet ivez

- Chouaditeg

# Liammoù diavaez

Keleier France 3 en okitaneg gant Windows Mediaplayer (http://videojts.france3.fr/)

- Institut d'Estudis Occitans (http://ieo.oc.free.fr/)
- The Occitan ring~L'anèl Occitan (http://perso.orange.fr/babel-site/ringoc.htm)
- Planvenguts sus las paginas de Calandreta ! (http://c-oc.org/calandreta/)
- DICCIONARI GENERAL OCCITAN DE CANTALAUSA (http://amourdelire.free.fr/diccionari/)

- Òc per l'occitan (http://www.occitan-oc.org) Annuari de las entrepresas e organismes amb lo certificat "Òc per l'occitan"
- (oc) (fr) Ostal d'Occitània de Tolosa (http://www.ostaldoccitania.net)
- kartenn ar c'hlasoù divyezhek okitanek fr.php (http://www.felco-creo.org/pagesf/ouapprendreoc)

## Dave an notennoù

1. *Congrès permanent de la langue occitane / Congrès permanent de la lenga occitana - Un nouvel organisme de régulation de l'occitan au service des usagers et des locuteurs* (http://aquitaine.fr/salle-de-presse/communiques-de-presse/congres-permanent-de-la-langue-occitane/congres-permanent-de-la-lenga-occitana-un-nouvel-organisme-de-regulation-de-l-occitan-au-service-des-usagers-et-des-locuteurs.html)
2. Françoise Morvan: *«Les occitanistes sont pourtant les plus mal placés pour accuser les autres de vouloir tuer des langues puisque ratifier la charte serait substituer l'occitan, fabrication politique totalement artificielle (comme le breton surunifié), aux langues d'oc : le gascon, le limousin, l'auvergnat, le provençal sont éliminés.»* he lec'hienn (http://francoisemorvan.com/fureur/)